# CANTIC

## EVIT DIGUERI AR JUBILE.

Var ton : *Serez-vous donc*, etc.

POENT e zeo dèc'h, pec'her, } *bis.*
Distrei ouc'h ho Salver. }
En em rentit pelloc'h hep appel
Da vouez an Autrou souveren ;
Pell e so e ma ous ho qervel :
Grit n'er gravo pelloc'h e væn. Poent.
Penaus ? vit ur fals plijadurez
A graver ebars er pec'het,
E fell deoc'h-u evit ur james
Beza ouc'h Doue separet ! Poent.
En eo hon Mestr leun a vadelez,
En eo hor barner, hon Doue ;
Hac oc'h eus c'hoas an hardieguez
Da zont d'en affanci bemde ! Poent.
Anavezit hoc'h ingrateri,
Deplorit oc'h oll pec'hejou,
An demeus ho custumou impi
Brizillonit ar chandennou. Poent.
Mar oc'h eus heuillet bete vremâ
An hent rust demeus ar pèc'het,
Ez ôc'h bars en danger ar brassâ,
Ha gouscoude n'er songit qet. Poent.



Bars en un etat qen horrerus,
E trista stat ma hoc'h ene !
Sehlantout a rit beo ha joaüs
Mes maro oc'h dirac Doue. Poent.
Ahers e justiç a veritit
Ar brassa punitionou,
Certen e goler, ma na chenchit,
Prest ho cargo a c'houlion. Poent.
Ma teuffe ar maro d'ho surpren,
Da lemel digueneoc'h he pue,
E zai hoc'h ene d'an ifern;
Ha na songit-hu qet en ze? Poent.
Penaus beza qen disqiantet
Var aujet an tan eternel
Da bini e viot condaonet,
Mar marvit er pec'het marvel? Poent.
Vit sortial eus hoc'h esclavach,
Grit eta hoc'h oll effortchou:
Rac mar differit c'hoas davantach,
E teui creoc'h ho chadennou. Poent,
Ah! pec'her paour, danvad egaret,
Perac-ta differi hirroc'h?
Hemàn eo an eürussa momet:
Emâ Doue oc'h ho cortos. Poent.
Na scuizit qet ar baciantet
Nac ar vadelez a Zoue,
Rac assu e viot punisset
Mar disprisit e garante. Poent.
Gant ur gwir glac'har d'ho pec'hejou,

Deut eta buan d'e gavet :
Un tad eo leun a vadelezou ,
A dra sur n'ho refuso qet. Poent.

---

## ABARS AR GONFERANÇ PE AN TAULENNOU.

Var ton : *Venez , venez , Esprit-Saint.*

SPeret-Santel , Speret a sclêrigen ,
Deut.... bisitit ho cuir servicherien :
A sclêrigen carguit hor sperejou ,
A garantez tommit hor c'halonou.
Am Ebestel en ur zal assamblet ;
A dan ho oraç oc'h eus het anflammet ;
Bet eridomp ar memes madelez ,
Ne domp , siouas , nemet sempladurez.
Gret deomp bremâ clêvet ar gonferanç
Gant modesti ha gant perseveranç ;
Evit disqi sclêramant ho lezen ;
Ha goudé ze he miret da viqen.

*Mar deo an Taulennou , e lavarer :*

Grit deomp compren ar pez a represant
An Taulennou a zo amâ presant ,
Evit guelet ar stat eus hor e'houstianç ,
Ha goude ze hezâ en ho toujanç .

*Action a C'hraç:*

Me rent graç deoc'h , va Jesus , va Doue ,
M'oc'h eus roet sclêrigen d'am ene ,
Ha da veza imprimet em c'halon

Ar reglennou eus va religion.
Grit din ar c'hraç, va Jesus, me ho ped,
Da bratica ar pez ameus disqet;
Grit din heza eur servicher fidel,
Ma jouissin eus ar gloar eternel.

## SANTIMANCHOU AR PECHER PENITANT.

Var ton: *J'ai péché dès mon enfance.*

Avianic emeus pec'het,
Hac offancet va Doue;
Va enc paour ameus lazet;
Ah! pebez maleur din-me!
Piou a chencho va droulagad
En diou zourcen a zaelou?
Da implori va Doue mad
Coleret que'h va c'hrimou?
Dre ur follentez insanset,
Hac un arrach deplorabl,
E zoun va-unan en em gollet;
O maleur incomparabl!
Ah! guechal e voan agreabl
Da dri Person an Drindet;
Bremâ, pec'her abominabl,
E zoun esclav d'ar pec'het.
Imprimet e voa' ho hanvou
Var va ene innoçant;
Bremâ e zeo leun a viçou,

Allas ! pebes chenchamant !
Ia , evit un netra , siouas ,
Emeus het sacrifiet
Madou ha n'o devoc biscoas
O friz etonez traou ar bed.
O saë gaer eus va dadiziant !
Ne meus biscoas comprenet
Ar pinvidiguezou charmant
A bere e voac'h ornet.
Graç , va Jesus , graç , va Zalver ,
Tenzor ar preciussa :
Petra ha penaus da ober
Evit boc'h acquisita ?
Peraç , Doue oll-buissant ,
Noc'h eus-hu qet permetet
E vigen , deiz va badiziant ,
Maro , en douar rentet ?
Rac neuze sur , ô va Doue !
N'em bije qet meritet
Coler va Mestr ha va Roue ,
Evel m'am eus cant goech grêt.
Migoonet traitour d'am ene ,
Va brassa ennemiet ,
Nac a c'hlac'har a goust din-me
Ho peza anavezet !
Teodou distrempet er poeson
Deus ar pincip infernal ,
C'houi oc'h eus souillet va c'halon
A bep seurt qentellion fall.

Bete re emeus profitet
En ho scol pernicius ;
Bete re emeus imitet
Hoc'h exemplou maleurus.
Bete va c'halon int bet èt ;
Evel griet int ouzin :
D'o zrec'hi, va Zalver biniguet,
Roit eur. sicour benac dîn.
Deus an ablmou estonet
Grêt gant va oll bec'hejou,
Me zavo va moüez truezus
Da implori ho craçou.
Humiliet en ho presanç,
Hep credi sellet ouzoc'h,
Eus va oll disoboissanç
Me c'houlen pardon diganeoc'h.
Stouet gant mez ha gant eston
Amâ, betec an douar,
E scoàn vâr-boull va c'halon
Dirazoc'h, Doue a c'hloar.
O va Doue ! roit d'am lagad
Daëlou ar güir binigen ;
Grit dîn gouëla a galon vad
Va dizurziou da viqen.
Grit dîn en em gassât bepret,
Hep james en em espern,
Ma c'hillin beza preservet
Dious poannîou an ifern.
Me eo an danvad dianqet,

Va recevit, ô va Zad!
Me vo fur en amzer da zonet,
Me a zistro evit mad.
  Pardonet oc'h eus da Sant Pèr,
Hac ive d'ar Vadalen;
Pardonit dìn, ô vo Zalver!
N'oc'h offancin mui biqen.

---

## CANTIC

*Var ar seiz Station eus a Bassion hor Zalver Jesus-Christ.*

MAr qirit ober Orêson
Da Jesus-Christ en ho calon,
Grit peb sizun seiz Station
Da gontempli e Bassion.
  D'ar Sul en ho calon dresset
Da Zoue ur Jardin Olivet;
Sellit en creis Jesus hon Tad
O c'huesi an dour hac ar goad.
  D'al lun en boc'h interior
Grit da c'hloar Doue un Auditor;
Sevit en e greis ur piller,
Ma vo scourgeset hor Salver.
  D'ar meurs e guelet ho calon
Grit ur sal d'hor Roue guirion,
Curunet gant ur gurun spern,
D'hon delivra eus an ifern.

D'ar merc'her en ho calon grêt
Ur porchet, ma vo discueret
Gant Pilat d'ar bobl arraget
Mab Doue, Jesus a Nazareth
Gant ur gurunen spern var e benn,
En e zorn deo ur gorzen.

Eus ho calon leun a c'hlac'har
Grit d'ar yaou ur menez calvar,
Ma vezo Jesus o touguen
Ar groas evit ar bec'herien.

Eus ho calon leun a c'hlac'har
Grit oll da vener ur c'halvar;
Ma vo Jesus crucifiet
Evit hon lemel a bec'het.

Eus ho calon leun a c'hlac'har
Dresset da sadorn ur c'halvar;
Adorit Jesus gouliet
A zo eus ar Groas disqennet:
Adorit Jesus gouliet
E barlen e Vam glac'haret.

FIN.



E Montroulez, e ti LEDAN, e traon rû ar Vur.

